WIKIPEDIA

# Azeri

An **azeri**[1], [2], pe **azerbaidjaneg**[2], pe **azerieg**(Daveoù a vank) (azeri : *Azərbaycan dili*, *Азәрбајҹан дили*; distagadur (LFE): /azærbajʤan dili/), a zo ur yezh turkek a vez komzet e Kreiz Azia gant tro-dro da 35 milion a dud. An darn vrasañ eus ar gomzerion, ne vevont ket en Azerbaidjan (9.2 milion a gomzerion) e-lec'h m'emañ ar yezh ofisiel, met kentoc'h en Iran. Komzet e vez ivez e Dagestan, Jorjia, norzh Irak ha reter Turkia.

**Azeri**
**(*Azərbaycan dili*, *Азәрбајҹан дили*)**

Toleadoù ma vez komzet azeri

| Perzhioù | |
|---|---|
| Komzet e : | Azerbaidjan, Iran, Jorjia, Irak, Rusia, Turkia |
| Rannved : | Kreiz Azia |
| Komzet gant : | 45 - 50 000 000 a dud |
| Renkadur : | ~ 50 |
| Familh-yezh : | Yezhoù altaek<br>▪ Yezhoù turkek<br>▪ Yezhoù turkek ar su<br>▪ **Azeri** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Azerbaidjan |
| Akademiezh : | hini ebet |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | az |
| ISO 639-2 | aze |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | AZB |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn

# Rannyezhoù

Div rannyezh pennañ ez eus:

- azeri an norzh (yezh ofisiel Azerbaidjan), komzet en Azerbaidjan ha su Dagestan dreist-holl hag ivez gant ezvroidi en Armenia, Estonia, Jorjia, Kazakstan, Kirgizstan, Rusia, Turkmenistan hag Ouzbekistan;
- azeri ar su komzet en Iran ma vez graet *türki* eus ar yezh. Komzet e vez ivez e lec'hioù 'zo eus Azerbaidjan, Irak, Siria ha Turkia.

# Doare-skrivañ ha distagadur

Betek 1929 e veze implijet al lizherenneg arabek evit skrivañ an azeri, implijet c’hoazh en Iran evit skrivañ azeri ar su. Etre 1929 ha 1938 e veze implijet al lizherenneg latin evit azeri an norzh, disheñvel he stumm diouzh al lizhereenneg latin a-vremañ avat. Etre 1938 ha 1991 e oa bet lakaet da ofisiel al lizherenneg kirillek. E 1991 e oa bet lakaet da ofisiel adarre al lizherenneg latin adstummet.

**Doareoù-skrivañ an azeri**

| Arabek | Latin | Kirillek | Latin | LFE |
|---|---|---|---|---|
| —1918 | 1918–1939 | 1958–1991 | **1992—** | |
| ا | A a | А а | **A a** | [ɑ] |
| ب | B в | Б б | **B b** | [b] |
| ج | Ç ç | Ҹ ҹ | **C c** | [ʤ] |
| چ | C c | Ч ч | **Ç ç** | [ʧ] |
| د | D d | Д д | **D d** | [d] |
| ه | E e | Е е | **E e** | [e] |
| ع | Ə ə | Ә ә | **Ə ə** | [æ] |
| ف | F f | Ф ф | **F f** | [f] |
| گ | G g | Ҝ ҝ | **G g** | [gʲ] |
| غ | {Ƣ ƣ | Ғ ғ | **Ğ ğ** | [ɣ] |
| ه,ح | H h | Һ һ | **H h** | [h] |
| خ | X x | Х х | **X x** | [x] |
| ی | Ь ь | Ы ы | **I ı** | [ɯ] |
| ی | I i | И и | **İ i** | [ɪ] |
| ژ | Ƶ ƶ | Ж ж | **J j** | [ʒ] |
| ک | K k | К к | **K k** | [k] |
| ق | Q q | Г г | **Q q** | [g] |
| ل | L l | Л л | **L l** | [l] |
| م | M m | М м | **M m** | [m] |
| ن | N n | Н н | **N n** | [n] |
| و | O o | О о | **O o** | [ɔ] |
| و | Ɵ ɵ | Ө ө | **Ö ö** | [œ] |
| پ | P p | П п | **P p** | [p] |
| ر | R r | Р р | **R r** | [r] |
| ص,س,ث | S s | С с | **S s** | [s] |
| ش | Ş ş | Ш ш | **Ş ş** | [ʃ] |
| ط,ت | T t | Т т | **T t** | [t] |

| | | | | |
|---|---|---|---|---|
| و | U u | У у | **U u** | [u] |
| و | Y y | Ү ү | **Ü ü** | [y] |
| و | V v | В в | **V v** | [v] |
| ی | J j | J j | **Y y** | [j] |
| ظ,ض,ز,ذ | Z z | З з | **Z z** | [z] |

# Yezhadur

## Perzhioù hollek

Evel en holl yezhoù turkek:

- Yezh daspegel, reizh-tre he yezhadur
- Jener yezhadurel ebet
- Ger-mell ebet, daoust ha ma c'heller implijour an niverenn *bir* ('unan') evit merkañ an unander amstrizh
- Digemm eo an anv gwan, lakaet dirak an anv, d.s.: *çətin dərs* ('ur/ar gentel diaes', d.l.e 'diaes kentel') kv. *çətin dərslər* ('kentelioù diaes')
- Implijet lerc'hennoù, d.s.: *Əli **ilə*** ('gant Ali')

## Hesonerezh

### Hesonerezh vogalennek

Daou doare ez eus evel e turkeg hervez pep lostger resis:

- **V2**: diforc'h a-dreñv/a-raok nemetken:

  Achuet ar wriziennn gant a, o, u, ı > a

  d.s.: *at* ('marc'h) > *at**lar*** ('kezeg')

  Achuet ar wriziennn gant e, ö, ü, i > ə

  d.s.: *çəkic* ('morzhol') > *çəkic**lər*** ('morzholioù')

- **V4**: diforc'h a-dreñv/a-raok ha ront/plaen:

  Achuet ar wriziennn gant ı, a > ı

  d.s.: *qan**dır*** ('gwad eo')

  Achuet ar wriziennn gant i, e, ə > i

  d.s.: *yeni**dir*** ('nevez eo')

Achuet ar wrizienn gant u, o > u

d.s.: *dost**dur*** (‘ur/ar mignon eo’)

Achuet ar wrizienn gant ü, ö > ü

d.s.: *düyü**dür*** (‘riz eo’)

### Hesonerezh kensonennel

Kemmañ a c’hell kensonennoù ‘zo ivez, dreist-holl ‘k’ e dibenn ul lostger, hervez ar vogalenn a zeu diouzhtu a-raok en ur silabenn serr (achuet gant ur vogalenn) pe dirak ur vogalenn (silabenn digor), da skouer:

(Notenn: Evit an diforc’h etre vogalennoù sklaer ha teñvel s.o. ar rann 'Hesonerezh vogalennek')

- Al lostger evit merkañ an amzer-da-zont (gw. pelloc’h) :

Silabenn serr achuet gant ur vogalenn sklaer: -*(y)V2cV2**k***, d.s.:

*gəlmək* (‘dont’) > *gələcə**k**dir* (‘mont a raio’)

Silabenn ser achuet gant ur vogalenn deñvel: -*(y)V2cV2**q***, d.s.:

*oxumaq* (‘lenn’) > *oxuyaca**q**san* (‘lenn a ri’)

Silabenn digor achuet gant ur vogalenn deñvel: -*(y)V2cV2**ğ***, d.s.

*yazmaq* (‘skrivañ’) > *yazaca**ğ**ıq* (‘skrivañ a raimp’)

Silabenn digor achuet gant ur vogalenn sklaer: -*(y)V2cV2**y***, d.s.:

*gülmək* (‘c’hoarzhin’) > *güləcə**y**əm* (‘c’hoarzhin a rin’)

## An anv

### An troadoù

C’hwezh troad ec’h implijer en ouzbekeg:

- Nominativel: merk ebet, d.s.:

*ana* (‘mamm, ur vamm, ar vamm’)
*at* (‘marc’h, ur marc’h, ar marc’h’)

- Genitivel: merket gant al lostger ***-nV4n***, d.s.:

  *Ev**in** kapı**si*** (‘dor an ti’)
  *On**un** ata**sı*** (‘he zad/e dad’)

- Akuzativel: merket gant al lostger ***-(n)V4***, d.s.:

  *pəncərə**ni*** (< pəncərə, ‘prenestr’)
  *çiçək**i*** (< *çiçək*, ‘bleunienn’)
  *gün**ü*** (< *gün*, ‘deiz’)

- Dativel: merket gant al lostger ***-a/-ə*** (V2), d.s.:

  *ev**ə*** (‘d’an ti/d’un ti’)
  *Ermənistan**a*** (‘da Armenia’)

- Lokativel: merket gant al lostger ***-dV2***, d.s.:

  *Bakı**da*** (‘e Bakou’)
  *Turkiyyə**də*** (‘e Turkia’)

- ablativel: merket gant al lostger ***-dV2n***, d.s.:

  *Azərbaycan**dan*** (‘eus Azerbaidjan’)
  *Saat iki**də*** (‘da div eur’)

### Al liester

- Implijet al lostger ‘-lV2r’ evit merkañ liester un anv, da skouer:

  *göz**lər*** (< göz, ‘lagad’)
  *ilan**lar*** ( < ilan ‘naer’)

Evel e brezhoneg ec’h implijet an unander da heul un niverenn, da skouer:

  *dörd ağac* (‘peder wezenn’)

## Ar verb

### Anv-verb

Al lostger *–maq/-mək* (V2) eo merk an anv-verb, da skouer:

  *yat**maq*** (‘kousk’)
  *et**mək*** (‘ober’)

### Ar raganvioù

Me *Mən*

Te *Sən*

Eñ/Hi *O*

Ni *Biz*

C'hwi *Siz*

Int *Onlar*

**Dibennoù personel boas**

- **- (y)V2m** (kentañ gour unander: 'y' goude ur vogalenn), d.s.:

  *mən müəllim**ən*** (< *müəllim*, 'kelenner/ez')
  *mən işçi**yim*** (< *işçi*, 'labourer/ez')
  *mən qardaş**am*** (< *qardaş*, 'breur')
  *mən satıcı**yam*** (< *satıcı*, 'gwerzhour/ez')

- **-sV2n** (eil gour unander), d.s.:

  *sən ata**san*** (< *ata*, 'tad')
  *sən səfir**sən*** (< *səfir*, 'kannadour/ez')

- **-dV4r** (trede gour unander), d.s.:

  *o, ana**dır*** (< *ana*, 'mamm')
  *o, həkim**dir*** ( < *hakim*, 'mezeg/ez')
  *o, dost**dur*** (< *dost*, 'mignon/ez')
  *o, Türk**dür*** (< *Túrk*, 'Turk/ez')

- **-(y)V4q** (kentañ gour liester: 'y' goude ur vogalenn), d.s.:

  *qoca**yıq*** (< *qoca*, 'kozh)
  *Ərəb**iq*** (< *Ərəb*, 'Arab')
  *dost**uq*** (< *dost*, 'mignon/ez')
  *ölü**yüq*** (< *ölü*, 'marv')
  *kör**üq*** (< *kör*, 'dall')

- **-sV4(nV4)z** (eil gour liester: *-sV4nV4z* dre skrid / *-sV4z* dre gomz), d.s.:'

  *tərcüməçi**siniz*** = *tərcüməçi**siz*** (< *tərcüməçi*, 'troour/ez')
  *oğlan**sı(nı)z*** (< *oğlan*, 'paotr')
  *oğul**su(un)z*** (< *oğul*, 'mab')
  *kör**sü(nü)z*** (< *kör*, 'dall')

- **-dV4rlV2r** (trede gour liester), d.s.:

  *onlar hazır**dırlar*** (< *hazı* 'prest')
  *onlar mühasib**dirlər*** (< *mühasib*, 'kontour/ez')
  *onlar casus**durlar*** (< *casus*, 'spier/ez)
  *onlar güzgü**dürlər*** (< *güzgü*, 'melezour')

## Amzerioù ar verb

### Stumm goulennata

Peurliesañ e vez merket gant an tonvouezh nemetken kentoc'h evit gant ar rannig-nac'hañ (enger: **–mV4-**) evel e turkeg, da skouer:

*gəlir* ('mont a ra') > *gelir?* pe *gəlir**mi***? ('Ha mont a ra?')

### Amzer-vremañ

- Al lostger **–(y)V4r** eo merk an amzer/-mañ (y goude ur vogalenn), da skouer:

  *gülm*ə*k* ('c'hoarzhin') > *gül**ür**əm* ('c'hoarzhin a ran')
  *oxumaq* ('lenn') > *oxuy**ur**san* ('lenn a rez')
  *gəlmək* ('dont') > *gəl**ir*** ('mont a ra')
  *yazmaq* ('skrivañ') > *yaz**ır**ıq* ('skrivañ a reomp')
  *danışmaq* ('komz') > *danış**ır**sınız/danış**ır**sız* ('komz a reoc'h')
  *görmək* ('gwelout') > *gör**ür**ülər* ('gwelout a reont')

- Stumm nac'h, merket gant an enger **–mV4-**, da skouer:

(Notenn: Ret eo gwrirekaat ar rann-mañ)

  *gülürəm* ('c'hoarzhin a ran') > *gül**mü**rəm* ('ne c'hoarzhan ket')
  *oxuyursan* ('lenn a rez') > *oxu**mu**rsan*('ne lennez ket')
  *gəlir* ('mont a ra') > *gəl**mir*** ('n' a ket')
  *yazırıq* ('skrivañ a reomp') > *yaz**mı**rıq* ('ne skrivomp ket')
  *danışırsınız/danışırsız* ('komz a reoc'h') > *danış**mı**rsınız/danış**mı**rsınız* ('ne gomzit ket')
  *görürülər* ('gwelout a reont') > görmürlər (ne welont ket')

### Amzer-dremenet

- Al lostger **-dV4** eo merk an amzer-mañ, da skouer:

(Notenn: Disheñvel eo loden eus an dibennoù personel diouzh ar re voas)

  *gülmək* ('c'hoarzhin') > *gül**dü**m* ('c'hoarzhin a ris')
  *oxumaq* ('lenn') > *oxu**du**n* ('lenn a rejout')

*gəlmək* (‘dont’) > *gəl**di*** (‘mont a reas’)
*yazmaq* (‘skrivañ’) > *yaz**dıq*** (‘skrivañ a rejomp’)
*danışmaq* (‘komz’) > *danış**dı**(nı)z* (‘komz a rejoc'h’)
*görmək* (‘gwelout’) > *gör**dü**lər* (‘gwelout a rejont’)

**Amzer-da-zont**

- Al lostger **–(y)V2cV2k/q/y/ğ** + vogalenn) eo merk an amzer-mañ, da skouer:

(Notenn: s.o. ar rann *Hesonerezh kensonennel* evit an diforc'h etre an dibennoù *-k/q/y/ğ*)

*gülmək* (‘c’hoarzhin’) > *gül**əcəy**əm* (‘c’hoarzhin a rin’)
*oxumaq* (‘lenn’) > *oxu**yacaq**san* (‘lenn a ri’)
*gəlmək* (‘dont’) > *gəl**əcək**dir* (‘mont a raio’)
*yazmaq* (‘skrivañ’) > *yaz**acağ**ıq* (‘skrivañ a raimp’)
*danışmaq* (‘komz’) > *danış**acaq**s(ın)ız* (‘komz a reot’)
*görmək* (‘gwelout’) > *gör**əcək**lər* (‘gwelout a raint’)

- Stumm nac’h, merket gant an enger **–mV4(y)-**, da skouer:

güləcəyəm (‘c’hoarzhin a rin’) > *gül**məy**əcəyəm*
oxuyacaqsan (‘lenn a ri’) > *oxu**may**acaqsan*
gələcəkdir (‘mont a raio’) > *gəl**məy**əcəkdir*
yazacağıq (‘skrivañ a raimp’) > *yaz**may**aacağıq*
danışacaqs(ın)ız (‘komz a reot’) > *danış**may**acaqs(ın)ız*
görəcəklər (‘gwelout a raint’) > *gör**məy**əcəklər*

# Un tañva eus ar yezh

## Frazennoù talvoudus

Demat Sabahınız xeyir

Mont a ra? Necəsiniz?

Noz vat Gecəniz xeyrə qalsın

Mar plij Zəhmət olmasa / Lütfən

Kenavo Sağ ol

Ya Bəli

Nann Yox / Xeyr

Mat eo Oldu

Trugarez Təşəkkür edirəm / Sağ ol

Petra eo hoc'h anv?Sizin adınız nədir?

… eo ma anv Adım…

## Goulennoù

Piv? Kim?

Petra? Nə?

Pelec'h? Hara?

Penaos? Necə?

Pegoulz? Nə vaxt?

Pegement? Neçə? Pe(hini)? Hansı?

## Devezhioù ar sizhun

Dilun Bazar ertəsi

Dimeurzh Çərşənbə axşamı

Dimerc'her Çərşənbə

Diriaou Cümə axşamı

Digwener Cümə

Disadorn Şənbə

Disul Bazar

## Ar mizioù

Miz Genver Yanvar

Miz C'wevrer Fevral

Miz Meurzh Mart

Miz Ebrel Aprel

Miz Mae May

Miz Mezheven İyun

Miz Gouere İyul

Mizt Eost Avqust

Miz Gwengolo Sentyabr

Miz Here Oktyabr

Miz Du Noyabr

Miz Kerzu Dekabr

## An niveroù

Unan Bir

Daou İki

Tri Üç

Pevar Dörd

Pemp Beş

C'hwec'h Altı

Seizh Yeddi

Eizh Səkkiz

Nav Doqquz

Dek On

Unnek On bir

Daouzek On iki

Trizek On üç

Pevarzek On dörd

Pempzek On beş

C'hwezhek On altı

Seitek On yeddi

Tric'hwec'h On səkkiz

Naontek On doqquz

Ugent İyirmi

Unan-warn'n-ugent İyirmi bir

Tregont Otuz

Daou-ha-tregont Otuz iki

Daou-ugent Qırx

Tri-ha-daou-ugent Qırx üç

Hanterkant Əlli

Tri-ugent Altmış

Dek-ha-tri-ugent Yetmiş

Pevar-ugent Səksən / Həştad

Dek-ha-pevar-ugent Doxsan

Kant Yüz

Mil Min

Kentañ Birinci

Eil İkinci

Trede Üçüncu

Pevare Dördüncü

Pempvet Beşinci

C'hwec'hvet Altıncı

Seizhvet Yeddinci

Eizhvet Səkkizinci

Naovet Doqquzuncu

Dekvet Onuncu

## Disklêriadur gwirioù mab-den

Mellad 1:

- Latin

  Bütün insanlar ləyaqət və hüquqlarına görə azad bərabər doğulurlar. Onarın şüuralrı və vicdanları var və bir-birlərinə mübasibətdə qardaşlıq runhunda davranmalıdırlar.

- Kirillek

  Бүтүн инсанлар ләјагәт вә һүгугларына көрә азад бәрабәр доғулурлар. Онларын шүурлары вә виҹданлары вар вә бир-бирләринә мүнасибәтдә гардашлыг руһунда давранмалыдырлар.

- Arabek

بوتون اینسانلار حیثییت و حاقلار بایمیندان دنك (برابر) و ارکین (ازاد) دوغولارلار. اولار (عقل) و اویات (ویجدان) ییه‌سیدیرلر و بیربیرلرینه قارشی قارداشلیق روحو ایله داورانمالیدرلار

## Keñveriadenn gant ar yezhoù turkek all

Tost a-walc'h eo stumm ar gerioù a orin turkek rik implijet gant an eil yezh turkeg hag eben alies, da skouer:

| ***Language*** | **0** | **1** | **2** | **3** | **4** | **5** | **6** | **7** | **8** | **9** | **10** |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| Hendurkeg | | bir | iki | üç | tört | biş | altı | yidi | sekiz | tokuz | on |
| Altaieg | ноль<br>nol' | бир<br>bir | эки<br>eki | ӱч<br>üç | тӧрт<br>tört | беш<br>beş | алты<br>altı | јети<br>ceti | сегис<br>segis | тогус<br>togus | он<br>on |
| Azeri | sıfır | bir | iki | üç | dörd | beş | altı | yeddi | səkkiz | doqquz | on |
| Bachkireg | ноль<br>nol | бер<br>ber | ике<br>ike | өс<br>ös | дүрт<br>dürt | биш<br>biş | алты<br>altı | ете<br>yete | һигеҙ<br>higeź | туғыҙ<br>tuğıź | ун<br>un |
| Barabaeg | | bir | iki | üts | tört | pəş | alttı | yədi | səkiz | toğiz | on |
| C'hakaseg | | пір<br>pir | ікі<br>iki | ӱс<br>üs | тӧрт<br>tört | пис<br>pis | алты<br>altı | читі<br>çiti | сигіс<br>sigis | тоғыс<br>toğıs | он<br>on |
| C'halajeg | | bii | äkki | üüç | töört | beeş | alta | yeetti | säkkiz | toqquz | oon |
| Dolganeg | | биир<br>biir | икки<br>ikki | үс<br>üs | түөрт<br>tüört | биэс<br>bies | алта<br>alta | һэттэ<br>hette | агыс<br>agıs | тогус<br>togus | уон<br>uon |
| Gagaouzeg | sıfır | bir | iki | üç | dört | beş | altı | yedi | sekiz | dokuz | on |
| Kachkaeg | | bir | iki | üç | dört | beş | altı | yedi | sekiz | dokuz | on |
| Karachayeg-balkareg | ноль<br>nol | бер<br>ber | эки<br>eki | юч<br>üç | тёрт<br>tört | беш<br>beş | алты<br>altı | джети<br>djeti | сегиз<br>segiz | тогъуз<br>toğuz | он<br>on |
| Karakalpakeg | нол<br>nol | бир<br>bir | эки<br>eki | үш<br>u'sh | төрт<br>to'rt | бес<br>bes | алти<br>alti | жети<br>jeti | сегиз<br>segiz | тоғиз<br>tog'iz | он<br>on |
| Kazakeg | нөль<br>nöl' | бір<br>bir | екі<br>eki | үш<br>üş | төрт<br>tört | бес<br>bes | алты<br>altı | жеті<br>jeti | сегіз<br>segiz | тоғыз<br>toğız | он<br>on |
| Kirgizeg | нөль<br>nöl' | бир<br>bir | эки<br>eki | үч<br>üç | төрт<br>tört | беш<br>beş | алты<br>altı | жети<br>jeti | сегиз<br>segiz | тогуз<br>toguz | он<br>on |
| Kirgizeg Fuyü | | bir | igi | üş | durt | biş | altı | çiti | sigis | doğus | on |
| Koumikeg | ноль<br>nol | бир<br>bir | эки<br>iki | уьч<br>üç | доьрт<br>dört | беш<br>beş | алты<br>altı | етти<br>yetti | сегиз<br>segiz | тогъуз<br>toğuz | он<br>on |
| Krimtchakeg | | bir | eki | üç | dort | beş | altı | yedi | sekiz | tokuz | on |
| Ouigoureg | نۆل<br>нөль<br>nöl | بىر<br>бир<br>bir | ئىككى<br>икки<br>ikki | ئۈچ<br>үч<br>üq<br>üç<br>üch | تۆت<br>төт<br>töt | بەش<br>bex<br>beş<br>bésh | ئالتە<br>алте<br>alte<br>alté | يەتتە<br>йетте<br>yette<br>yétté | سەككىز<br>секиз<br>sekkiz | توققۇز<br>тоққуз<br>toķķuz<br>toqquz | ئون<br>он<br>on |
| Ouzbekeg | нол, сифр<br>nol, sifr | бир<br>bir | икки<br>ikki | уч<br>uch | тўрт<br>to'rt | беш<br>besh | олти<br>olti | етти<br>yetti | саккиз<br>sakkiz | тўққиз<br>to'qqiz | ўн<br>o'n |
| Tatareg | ноль<br>nol | бер<br>bir | ике<br>ike | өч<br>öç | дүрт<br>dürt | биш<br>biş | алты<br>altı | җиде<br>cide | сигез<br>sigez | тугыз<br>tuğız | он<br>on |
| Tatareg Krimea | | bir | eki | üç | dört | beş | altı | yedi | sekiz | doquz | on |
| Tchagataieg | | bir | iki | üç | tört | beş | altı | yeti | sekiz | toquz | on |
| Tchouvacheg | ноль<br>nol' | пĕр<br>pĕr | ик<br>ik | виç<br>viś | тăват<br>tăvat | пилĕк<br>pilĕk | улт<br>ult | çич<br>śiç | сакăр<br>sakăr | тăхăр<br>tăxăr | вун<br>vun |
| Tofaeg | | бірәә<br>birəə | иъhи<br>ìhi | үш<br>üş | дөрт<br>dört | беш<br>beş | аълты<br>àltı | чеді<br>çedi | сеъhес<br>sèhes | тоъhос<br>tòhos | он<br>on |
| Turkeg | sıfır | bir | iki | üç | dört | beş | altı | yedi | sekiz | dokuz | on |
| Turkeg otomanek | | bir | eki | üç | tört | bəş | altı | jəti | səqiz | toquz | on |
| Turkmeneg | нол<br>nol | бир<br>bir | ики<br>iki | үч<br>üç | дөрт<br>dört | бәш<br>bäş | алты<br>alty | еди<br>ýedi | секиз<br>sekiz | докуз<br>dokuz | он<br>on |
| Tuvaeg | ноль / тик<br>nol' / tik | бир<br>bir | ийи<br>iyi | үш<br>üş | дөрт<br>dört | беш<br>beş | алды<br>aldı | чеди<br>çedi | сес<br>ses | тос<br>tos | он<br>on |
| Yakouteg | ноль<br>nol | биир<br>biir | икки<br>ikki | үс<br>üs | түөрт<br>tüört | биэс<br>bies | алта<br>alta | сэттэ<br>sette | аҕыс<br>ağıs | тоҕус<br>toğus | уон<br>uon |

# Gwelet ivez:

- Yezhoù turkek

# Notennoù

1. Termbret, 2005. *Yezhoù – Langues – Languages (http://www.ofis-bzh.org/upload/travail_paragraphe/fichier/37fichier.pdf)*. Ofis ar brezhoneg.
2. Termofis (http://www.brezhoneg.bzh/87-termofis.htm), bank roadennoù Termbret, e load Ofis publik ar brezhoneg. [Sellet ennañ d’an 19.04.2017.]

# Levrlennadurezh


- (fr) Abdoulla, K. & M. Malherbe (2008) *Parlons azerbaïdjanais*, Paris: L'Harmattan
- (tk) Ardakç, N. (2005) *Modern Türk Dilleri Seyahat ve Konuşma Kılavuzu*, Istanbul: Geçit
- (en) Awde, N. & Ismailov, F. (1999) *Azerbaijani-English / English-Azerbaijani Dictionary & Phrasbook*, New York: Hippocrene(kenskritur)


# Liammoù diavaez

- (en) *Omniglot* Ul lec'hienn dispar diwar-benn an doareoù-skrivañ (http://www.omniglot.com/writing/azeri.htm)
- azeri.org (http://www.azeri.org)

**Yezhoù turkek**

*Italek*: yezhoù marv

| | |
|---|---|
| **Yezhoù ogourek** | *Boulgareg* · Tchouvacheg · *Huneg* · *C'hazareg* · *Avareg turkek* |
| **Yezhoù ouigourek** | *Hendurkeg* · Ainoueg[1] · *Tchagataieg* · Ilieg · Lopeg · Ouigoureg · Ouzbekeg |
| **Yezhoù kiptchakek** | Altaieg · Barabaeg · Bachkireg · Tatareg Krimea[2] · *Koumaneg* · Tchoulimeg · Karachayeg-balkareg · Karaimeg · Karakalpakeg · Kazakeg · *Kiptchakeg* · Krimtchakeg · Koumikeg · Kirgizeg · Nogaieg · *Hendatareg* · Tatareg · Ouroumeg[2] |
| **Yezhoù ogouzek** | Afchareg · Azeri · Tatareg Krimea · Gagaouzeg · Turkeg gagaozek ar Balkanoù · Koutchaneg · *Turkeg otomanek* · *Pechenekeg* [3] · Kachkaeg · Salareg · Turkeg · Turkmeneg · Ouroumeg |
| **Yezhoù argouek** | C'halajeg |
| **Yezhoù turkek Siberia** | Choreg · Dolganeg · Kirgizeg Fuyü · C'hakaseg · Choreg · Tofaeg · Tuvaeg · Karagaseg · Yakouteg |

[1] Yezh kemmesk. [2] Ivez Ogouzeg. [3] Amsur